# TAOLENN



*Pep gwir miret striz*

TONKADUR DEN

*Eneig gren,*
*Dour feunteun boull ha gouver skeltr,*
*Pa lugernes dindan va sell*
*En amzer kent,*
*Ez arvesten ennout broiou-marz distrafuilh,*
*Lec'h e veve loened skañv ha glan ha doñv*
*E morad sklerijenn eun heol dizivius.*
*Ha c'hoari ' raes ganto e c'hoarz o froudennou :*
*D'az kalon e plije lañs o buheziou reiz.*

*Nemet ennout evel ennoun*
*Edo ' sevel dourn an Amzer e labour kuz,*
*Eur c'hastell-kreñv gant misteriou,*
*Lec'h e kuzi gant da huñvre.*
*Pa 'z i er-maez ne vo nemet 'vit emgannou,*
*Da gorf gwiskhouarnet,*
*Eur c'hleze dir ez tourn ;*
*Ha da c'hoari karet a vo neuze*
*Mont d'ar chase gant da gon gouez-fero,*
*Ha distrei gant an noz o c'houesa gwad eun demm.*

## BEG AR RAZ

*Yud ar Raz, froud al laz,*
*Toullou trouz ifern,*
*Ha spouron traez an Anaon...*
*Evelato e vleugn al lann melen war an tevenn*
*Lec'h e nij lamperezed askellet glas.*
*O leñvadeg ar peñseou !...*
*Evelato e pleg an nant e vored al loc'h,*
*Lec'h e neuñv skañv ha flour bagadou an dourger,*
*'Tre inizi frondus bleuniou gwenn al lugustr.*

Hañv 1938.

## MENEZ BRE

*A-dreñv linennou du gwez efl hag oulm,*
*War-sav hep deil war ribl an dremmwel hir,*
*E par a-us eur morad aezenn c'hlas*
*Dremm Menez Bre evel war neuñv en oabl.*

*Pa zeu d'e souba c'houez an dour e kan*
*Eur sonenn veur e nerz e vezañs hud*
*Ma chom ar vro da selaou hep mui trouz.*

*O tav, va ene ! Tavit, parkou briz !*
*Rak 'us da chal ho soñjou berr ha bresk,*
*Eur menez meur a bar, e benn en neñv.*

Goañv 1939.



## AN ERC'H WAR AN ENEZEG

*Hag-heñ eo diskennet en noz,*
*Elerc'h gwenn-kann an hanternoz,*
*Hag e kouskont er mor, morzet,*
*Pleget o fenn dindan o fluñv.*

*N'eo ket elerc'h, an erc'h*
*A zo kouezet askellek en enezeg.*
*N'eus en aber 'met rehier*
*A huñvre kuñv dindan o fluñv.*

## GWEZENN-SAPR

*E plaverez e askellou,*
*Arvesterez hir ha dilusk*
*Eur bir*
*Na zibrado morse.*

STIVELL DIABARZ

*A daol-trumm eur soñjezon, a daol-trumm eur ger*
*[ennon,*

*Evel eur c'harmadenn en noz, eur skleur roz,*
*Eul luc'hedenn e kreiz stered,*
*Pe lamm eun demm e lagad skoemp.*
*Perak e tarz ? Kevrin ha marz...*
*Nemet ennon e laboure 'n eur c'houlenn ar gorre.*
*O perak ? Petra 'zo dindan ? an Tan,*
*Nerz ar vuhez, ma tañso ar flamm war gribell ar*
*[menez.*

MAODEZ GLANNDOUR.



# EIDDIG

*Setu amañ unan all eus barzonegou Dafydd ap Gwilym,* Eiddig, *pe « Ar Paotr Gwarizius », troet gant Yann Meistrezog.*

Ni char Eiddig chwaryddiaeth,
Chwerw ddyn, dros chwarae ydd aeth.

*Ne gar ket Eiddig ar c'hoari,*
*Den c'houero, en tu all d'ar c'hoariou ez a.*

Ni char nag eos, na chog,
Na llinos mwy na llwynog,
Na choed tew, na chae tywyll,
Na chanu cerdd, na chnau cyll.

*Ne gar nag an eostig, nag ar goukoug,*
*Nag al lineg, na muioc'h al louarn,*
*Nag ar c'hoad teo, nag ar c'hae teñval,*
*Na kana sonerez, nag ar c'hraoñ-kelvez.*

Clywed can adar man Mai
A dal ir a'i doluriai !

*Klevout kan evned bihan Mae*
*Ha deliou glas a rafe poan d'ezañ !*

Siarad bronfraith is irwydd
Ag eos fwyn ei gas fydd ;

*Richan an drask dindan ar c'hlasvez*
*Hag an eostig dudius, e gasoni e vez ;*

Casbeth gan Eiddig fethiant
Glywaid bytheuaid a thant.

*Tra gasaus [eo] gant Eiddig kabac'h*
*Klevout ar chas hag ar c'herdin.*

Eiddig wyddelig ddulas,
Da fy nghof, ydyw fy nghas.

*Eiddig gouezelek divalo,*
*Soñj mat am eus, eo va c'hasoni.*

Ysgared Gwen, dalcen dis,
A'i chymhar cyn pen chwemis !

*Ra vo dispartiet Gwen, tal olifant,*
*Diouz he far, ken na vo c'houec'h miz !*

Myfi a'i car hi y rhawg,
Ni charaf ond merch wriawg.

*Me eo an hini a garo hiviziken,*
*Ne garin nemet ar verc'h dimezet-se.*

Gwelwy' roi bridd a gwialen
A main ar wr meinir wen,
A llwyth yr wyth ychen llog
O'r tyweirch ar y taeog !

*Ma c'hellfen gwelout skei (rei) pri ha gwialenn,*
*Ha mein, war gwaz ar plac'h kaer ;*
*Hag ar bec'h a eiz ejen feurmet*
*A daouarc'h war ar c'houer !*

O'm treftad y canniadwn
Ei hyd o'r ddaear i hwn.

*Eus va madou e rofen*
*Hed e gorf a zouar da hennez.*



Y ferch a welir yn fau
A gwr Essylt dan groesau
A ffos gau, a phais gywarch,
A gwernen felen yn farch !

*Ar verc'h a welor [o veza] d'in,*
*Ha gwaz Essylt dindan ar poaniou,*
*Eur foz doun, eur sae gouarc'h,*
*Hag eur wernenn velen da varc'h !*

Fy Nuw ! pe'i cawn fy newis,
Ni byddai fyw o'm bodd fis !

*Va Doue ! mar am befe va menoz,*
*Ne vefe beo, d'am youl, eur miz !*

Ni ddawr hi ddaearu hwn,
Ei ddaearu ni ddorwn.

*Hi, ne ra forz douara hennez,*
*E zouara ne rafen forz.*

# EUR C'HANTIG BREZONEK EUS AMZER AN DUGEZ ANNA

N'eo ket niverus-bras ar skridou brezonek eus mare ar Grenn-Amzer hag a zo deuet betek ennomp. Koulskoude ez int traou a bouez evit studia hor yez. Setu perak e plijo marteze da veur a hini gouzout ez eus eul levr, ennañ kantigou brezonek, bet savet e penn kenta ar c'houezekvet kantved, hag a zo miret e Lenndi Broadel Bro-C'hall, e Paris. Merket eo gant al lizerenn Y hag an niverenn 6187.

Moulet eo bet al levr-se er bloaz 1650 hag e ano a zo :

*AN NOVELOV ANCIEN HA DEVOT*
*An oll amantet corriget hag augmentet*
*a vn nóbr re neuez*
*Quen Brezonec ha gallec*
*Gant Tanguy Gueguen*
*Belec natif a Leon.*

---

*Ymprimet e Qvemper Corentin*
*Gant George Allienne*
*imprimevr dar Rove*
*Er palm cvrvnet*
*MDCL.*

Bez' ez eus el levr, d'ezañ 119 pajenn, 49 kantig brezonek, 2 latin ha 5 gallek.



Setu amañ ar pez a lavar Kervarker diwar-benn ar strobad kanaouennou santel-se :

« Al levr ma 'z int moulet warnañ n'eo nemet eun advouladur eus unan-all kosoc'h.

« Tangi Gwegen, an hini a lakaas ober al labour-se, a oa mestr-ograouer iliz-veur Kastell-Paol hag anavezet eo evit beza graet advoula MISTER AR BASION savet er bloaz 1530.

« Poz diweza an XXIᵉᵗ kantig a ro da anaout ar mare ma voent savet :

*Hoz bet, Mary, deuotion*
*Da pidiff Doue, guir roe an tron,*
*Euyt YTRON AN BRETONNET,*
*Noel e quentel don guelet.*

« Anat eo e voe graet an Nouel-se a-raok ar 25 a viz kerzu 1505.

« Epad 5 miz, adalek miz gwengolo 1505 betek miz c'houevrer 1506, e teuas an Dugez Anna, deuet da veza rouanez Bro-C'hall, da ober eur gwel d'he Breiziz. Keit-se e padas he zroiad etre Naoned ha Kastell-Paol.

« Bez' e oa eun dra vurzudus, koulz lavarout, gwelout, dre an hentou hag a-dreuz ar c'hoadou, eun engroez ken bras a wazed, a verc'hed hag a vugale vihan o teredek da welout o *itron*... M'ho pije gwelet al laouenidigez, an ebatou hag an dañsou, ho pije kredet beza en eur baradoz bihan.

« En holl gêriou hag en holl gestell, e Roazon, Gwened, an Henbont, Kemper, Brest, Montroulez, e voe graet d'an Dugez eun degemer tomm ha karantezus ha tonius-meurbet.

« E Gwengamp e voe c'hoariet misteriou pe beziou-

c'hoari santel war leuriou-kêr dirak an holl. Degouezout a reas an Dugez e Kastell-Paol war-dro Nedeleg, ha kement-se a lakaas da greski al levenez a oa e kalon an dud. Saludet e voe mil ha mil gwech gant ar geriou-mañ a youc'hed d'ezi a bep tu, hag a voe diskleriet e kantigou savet evit lida eun darvoud kel laouen : « Gloar da Zoue e barr an Neñvou ha peoc'h war an douar d'an dud a youl vat ! » »

Unan eus kantigou al levr « An Novelov ancien ha deuot », ar 44vet, savet evit displega an himn latin « Conditor alme syderum », a zo bet embannet gant Kervarker. Setu-heñ amañ penn da benn :

*CONDITOR en Brezonnec*

*Voar ton an latin*

*1. Crouer an steret a pedomp,*
*Supliomp na dehomp da coll ;*
*Eo an guir goulaou enaouet*
*Da quement parfet a cret oll.*

*2. Cleuet, Iesu Christ, pep christen,*
*So deuet don dazpren a penet ; (1)*
*Pardonet oll deomp hon oll crim ;*
*Gueneoch omp an lym (2) redimet. (3)*

*3. Dre truez ha carantez bras*
*Te hon lammas, allas ! a poan ;*
*Bras eo an trugarez bezet (4)*
*Da reiff deomp remet en bet man.*

*4. Gant Doue e saluet an bedys*
*A yoa en languis ha tristez ;*
*Ha pardonet, na lequet mar,*
*Gant Doue, hon car, a trugarez.*



*5. Un pell meurbet, dre pechedaou,*
*Ez voe hon tadaou caffaouet ; (5)*
*En fin en bet ez eu deuet plen*
*Doue da bout den, maz omp prenet.*

*6. Emaes a un merch so guerches,*
*Man (6) ha maestres a onestet,*
*Illuminet an Spered glan*
*Voar an bet man ez eo ganet.*

*7. Da Iesu, creff en pep queffer,*
*Euel hon crouer an querchaff,*
*Dan maro han beo eff eo an Roue,*
*Ny dle don Doue desaff stouer. (7)*

*8. En enff, en douar, guir barner,*
*En enouer, en douger creff,*
*Eff eu an barner soueren*
*A souten den corff hac eneff.*

*9. Ny hoz pet, Iesu, cuff, vuhell, (8)*
*Chu eu santel an uvhelaff, (9)*
*Ouz omp pep tu hoz bet truez,*
*Pan duy an deruez diuezaff !*

*10. Hon myr, hon Doue, bourch ha ploueys, (10)*
*Ouz an Adzrouant (11), digoantis,*
*A so e stat a drouc atys*
*Clasq trompaff bepred an bedis.*

*11. Moz pet hu, Mary gracius,*
*Mam da Iesus eurussaff,*
*Euid omp supli a lyes,*
*Chui so en lez maestres nessaff.*

*12. Ha ouz an drouc eal cruelhaff,*
*En hoz pedaff an quentaff pret,*

*En eur an maro so garo ha ten*
*Mam Doue, Roue 'n glen (12), hon diffennet.*

*13. Na vezet christen nep heny*
*Na gray an Drindet meuleudy,*
*Dan Tat, han Map, e pep abry,*
*Ha dan Speret glan letany. (13)*

*Amen !*

Souezus eo ar c'hlotennou dre gensonennou ha dre vogaleṇnou a zo er c'hantig-mañ. Nẹ glot ket dibenn ar gwerzennou etrezo nemet en dekvet hag en trizekvet poz. Peurvuia e kloṭ troad pe silabenn diweza pep gwerzenn gaṇt diou pe deir eus ar re a zo er werzenn hag en em gav kerkent war-lerc'h.

Gouiziek-bras ẹ oa ar saverien gwerziou ha kantigou gwechall ha pec'hed eo na vefe ket o labour gwelloc'h aṇavezet ẹ Breiz.

Salo e teufe da soñj d'eur Breizad tomm e galon ouz e yez, o chom e Paris, da adskriva evit e genvroiz ar skridou talvoudus a zo en « Novelov ancien ha deuot. »

YEUN AR GO,
1939.

(1) pinijenn ; (2) limbou ; (3) dasprenet, salvet ; (4) bet ; (5) kañvaouet, pe lakaet e kañv ; (6) neuz pe doare, hervez Kervarker. Kentoc'h e vefe : skouer. (7) stoui ; (8) izel-a-galon ; (9) uhela ; (10) bourc'hizien ha ploueziz ; (11) aerouant (an diaoul) ; (12) bro ; amañ e talvez ar ger-se kement ha Bed ; (13) ne anavezer ket mat ster ar ger-se.



# Notennou-klokaat da gevrennou moulet Istor ar Bed

A-youl Doue e tennfe an noteṇnou amañ warlerc'h evez ar vrezonegerien deskeṭ (ar re anezo o veva e kêriou meur evel Loṇdrez, Paris pe New-York, eṇno lenndiou stank ha pinvidik), war al labour-notennaoua e brezoneg, da lavarout eo tenna eus al levriou hag eus ar c'helaouennou a ouiziegez moulet e saozṇeg, e galleg hag en alamaneg ar pep reta, ar pep talvoudusa, ar pep dudiusa da anaout, ar pep hilligusa d'ar spered, eus an traou displeget enno, evit hen lakaat e brezoneg. An notennou-amerikanouriez en deus bet Roparz Hemoṇ ar vadelez d'o moula war *Walarn* 117 (miz Eost 1938), ha d'ezo beza dister a-walc'h (skrivet n'oant ket bet evit o moula), a ro eun tañva eus pez a c'hellfe beza al labour-notennaoua-se (da reiza eṇno p. 24 ar ger indianek *Wasehi* « Gall », bet kamm-voulet *Waschi*). Dre seurd notennou e vefe tamm-ha-tamm aozet danvez da labouriou brasoc'h ha pouezusoc'h. Ha gaṇt ma vefe a-walc'h a dud o labourat war an ero, e teufe buan ar brezoneg da veza eun hent bras o kas da bep seurd a anaoudegeziou, e-lec'h beza an hentig striz ha dall m'emañ bremañ.

GWALARN 128-129 (GOUERE-EOST 1939)

P. 7, kenta diliṇennad, en dibenn anezi. A-zivout

damhollvedelez an hemolc'herez pennou, lenn A.C. Haddon, *Head-hunters, Black, White and Brown* (*The Thinker's Library*, niverenn 26), London, 1932. Diwar-benn ar plant magus meneget e derou an dilinennad (p. 6), ha, dre vras, a-zivout ar c'hounidegezdouar hag al liorzerez, e vo kavet danvez-studi founnus ha dudius el levriou-mañ (a glokaio, ouspenn, ar roll bet moulet war *Walarn* 112-113, p. 46, n. 111) : D. Bois, *Les plantes alimentaires chez tous les peuples et à travers les âges, histoire, utilisation et culture*, 3 levrenn, 1934 ; C. Joret, *Les plantes dans l'Antiquité et au Moyen-Age, histoire, usages et symbolisme*, 2 levrenn, 1897, 1904. Gant an hevelep den, *La rose dans l'Antiquité et au Moyen-Age, histoire, légendes et symbolisme*, 1892.

P. 37-38, n. 75. A-zivout an dimezi dre vras, ha neket en Aostralia hepken, e vefe mat staga ouz an notenn-se, ouspenn oberenn veur Westermarck, *The History of Human Marriage*, 3 levrenn, London, 1921 (bez' ez eus bremañ eun droïdigez c'hallek anezi), levr E. Crawly, *The Mystic Rose : a Study of Primitive Marriage and of Primitive Thought in its Bearing on Marriage*, pevare mouladur, London, 1932. — Diwar-benn ar gentsevenadurez dre vras, unan eus ar gwella levriou-heñcha eo hini an Dr. Montandon, *Traité d'Ethnologie culturelle*, 1934. A-zivout poent-pe-boent eus ar gentsevenadurez, levriou aseurt gant hini Martin P. Nilsson, *Primitive Time Reckoning : a Study in the Origins and First Development of the Art of Counting Time among the Primitive and Early Culture People*, Lund ha London, 1920 (eus an talvoudusa : lenn barn S. Reinac'h war *Rev. archéol.* 1921, I, pp. 158-9), ha levriou



Tylor, Hartland, Webster, meneget war Walarn 84, p. 39, n. 58. — E derou an notenn 75, emaomp o pledi ganti, p. 37, en eil linenn an notenn, *Kumai* a zo eur c'hamm-vouladur : lennit *Kurnai*.

P. 49, n. 100. A. Hrdlicka, *Melanesians and Australians and the Peopling of America* (*Smithsonian Miscellaneous Collection*), Washington, 1935.

P. 51, n. 105. E bro-Sina, e gre ar rummadroueed Tcheou (IX[vet] kantved-VIII[vet] kantved kent H.S.) e veze graet *Sseu-Ma* « Rener ar C'hezeg » eus ar pennvrezelour meur a oa en e zalc'h kement a selle ouz an armaouegou (an arsanaliou), ar c'hezeg, ar c'hirri-emgann, ar brezel. War ar Sseu-Ma e oa gervel ar gadourien a ouenn uhel hag ar soudarded eus ar werin d'en em voda. Heñ eo a rene ar pleustradegou en amzer a beoc'h, an Armead en amzer a vrezel, ha hemolc'hadegou bras Lez ar Roue e pevaramzer ar bloaz. Pa chome an tu-kreñv gant an Armead war an tachennou-emgann, e kerze ar Sseu-Ma e penn ar vrezelourien hag ar soudarded e gouel an trec'hlid, ar fleüt en e zourn kleiz, ar vouc'hal en e zourn dehou, e-touez cholori an trionfl, ar youc'hadegou hag ar c'hanadegou. D'ezañ e oa neuze kinnig ar brizonidi en aberz da Zoueou an Douar ha d'an Anaon. Pa oa bet gant an Armead an tu-koll, ar Sseu-Ma an hini eo a gañvaoue eviti. H. Maspero, *La Chine antique*, 1927, p. 74.

P. 52, n. 107. Regamey, *Bibliographie analytique des travaux relatifs aux éléments anaryens dans la Civilisation et les Langues de l'Inde* (*Bulletin de l'Ecole fr. d'Extrême-Orient*, XXXIV), mouladur distag, Hanoï, 1935. Leun-brein ar yezou-se a amprestadennou digant ar yezou anariek : J.

Mansion, *Histoire de la Langue sanscrite* (e ti Geuthner) ; Sunitikumar Chatterji, M. A., D. Lit., *The Origin and Development of the Bengali Language* (kentskrid gant Seur Siorj Abraham Grierson, rener al *Linguistic Survey of India*), *Publications on Language and Literature by the Calcutta University ;* Bijaychandra Majumdar, B. L., *History of Bengali Language,* id. H.a. Fallat skouer an hini röet amañ da Vreiziz gant Bengaliz desket, pa skrivont e saozneg o labouriou war ar bengaleg ! Peur e vo savet d'eomp e brezoneg Istor ar Brezoneg gant eur Breizad akuit war ar geltiegouriez ?

Hevelep pajenn, n. 109. Mat da lenn ivez A. Meillet, *Linguistique historique et Linguistique générale,* 1921.

### GWALARN 112-113 (MEURZ-EBREL 1938)

Skort eo levrlennadur Polunezia. Ret e vefe staga outañ da vihana an daou skrid-studi-mañ gant an Doktor Paol Rivet : *Le Groupe océanien,* war *Bull. de la Soc. de Linguistique de Paris,* 1927, pp. 141-68 ; *Les Océaniens, étude des grandes navigations humaines dans le Pacifique,* war *Bull. de la Soc. d'Océanogr. de France,* 1932, pp. 1121-30.

D'ar mare m'eo bet skrivet ganen ar pennad-se (1930), n'em eus graet van ebet ouz labouriou ha kavadennou P. Rivet a-zivout an heñvelderiou a c'heriadur etre an okeanieg ha yezou indianek-zo eus Amerika, gant a zisfiziañs am beveze — hag am eus bepred — ouz heñvelderiou etre geriou *dianav a-grenn d'eomp o istor.* Ret eo anzav koulskoude ez eo stank an heñvelderiou-se. Hiniennou anezo a zo



bet meneget war *Walarn* 117 (Eost 1938), p. 22, n. 1. Setu amañ re-all (an hokaeg a zo komzet gant meuriadou Indianed a-skign en arvor Amerika adaleg an Oregon betek striz-douar Tehuantepek) :

| Melanezieg-Polunezieg | Hokaeg |
|---|---|
| *haha, aha, vaha, wa* « genou » | *aha, ha, awa* |
| *niho, nyo* « dant » | *yo* |
| *ihu* « fri » | *ihu* |
| *upoko* « penn » | *epok* |
| *inya* « me » | *inyau, nyaa* |
| *ma, mu, me* « te » | *maa, ma, mo, mi* |
| *na* « hennez » | *na* |
| *opa* « den » | *upa* |
| *kutea, kite, kita* « gwelout » | *kut'ha* (1) |
| *himene* « kana » | *ihmin* |
| *varu* « askell » | *uwalu* |
| *asi* « holen » | *athi* (2) |
| *hora* « hañv » | *hurao* |
| *hura, ola* « loar » | *hulla, hala* |

Ker stank-all emañ an heñvelderiou a c'heriadur etre an aostralieg hag an tchoneg pe yez Indianed Patagonia hag Onaed Douar-an-Tan. Eun eveziadenn a bouez eus an Doktor Rivet eo houmañ : *an nebeut a c'heriou a zo boutin etre an holl yezou aostraliek a gaver bloc'h e tchoneg.*

(1) Dre *t'h* ez arouezian eur son c'houezadeunet a zo bet e yezou indezeuropek eus an Hen-amzer hag a zo bremañ c'hoaz e yezou morianek eus Zambezia.

(2) *Th* saozuek moarvat, n'oufen ket avat lavarout pehini eus an daou.

| Aostralieg | Tchoneg |
|---|---|
| *ko, oko* « askourn » ......... | *ko, koo* |
| *gulu, gulura* « askourn » ..... | *kolula* |
| *guara, gwaro* « gwad » ....... | *wuar, huaarr* |
| *ooko* « askre, brennid » ...... | *oku* |
| *ammu* « brusk, brennid » .... | *jam, omen* |
| *mar, mara* « dourn » ......... | *marr, mar* |
| *alun, yal* « blevenn » ......... | *aal* |
| *chick* « blevenn » ............ | *tsek* |
| *yorra, yarra, era* « dant » ..... | *orr, horr* |
| *tale, tali, u-tala* « teod » ...... | *taal, tal, tare* |
| *oro, orro, woro, wuru* « fri » .. | *or, hor, orre, ur* |
| *yuri* « skouarn » ............ | *your* |
| *tanu, tena* « morzed » ........ | *tanin* |
| *o-kal* « troad » ............... | *kel* |
| *gunin, guna, gunon* « kaoc'h » | *ganun* |
| *nonga, nungar* « den » ....... | *nooken, nuken, nuka* |
| *makka* « lan » ............... | *maka* |
| *kala, kalla* « tan » ........... | *kar* « regez » |
| *ula, wula* « koad, lan » ....... | *ol, ul* |
| *kun, kuno, kunu* « dour » .... | *kon, kono* |
| *kallan* « dour » .............. | *karra* |
| *duruk* « maen » ............. | *druka* |
| *yarul* « maen » .............. | *yiarr* |
| *mana, menian* « loar » ....... | *amania* (3) |

Eun dra fall, rebechadus a-grenn, eo ober keñveriadennou pe nesadennou diziazez evel an hini a zo amañ war-lerc'h. Rak peurliesa n'eus eno nemet huñvreerez hag emdouellerez. Padal, dirak an aostralieg *mar, mara* « dourn », n'eur ket evit herzel a

(3) P. Rivet, *Les Mélaneso-Polynésiens et les Australiens en Amérique*, war *Acad. des Ins. et Bel. L., Comptes-rendus des séances*, 1924, pp. 335-42 ; *Les Australiens en Amérique*, war *Bull. de la Soc. de Ling.* 1925, pp. 23-63 ; *Les Malayo-Polynésiens en Amérique*, war *Journ. de la Soc. des Américanistes*, 1920, pp. 141-278.



soñjal er sumereg *mar* « pigell, marr » (gwelout *Gwalarn* 99, p. 62). Dic'houzvez oun ha bez' ez eus bet gant ar ger sumerek-se da genta-ster « dourn », ha da eil-ster goude-se « eil-dourn pe ad-dourn da duria douar ». En ejipteg da vihana, ar ger faraonek *drt* « dourn, dournell » a zo aet da gopteg *tore* « pigell » manet e yez arabegerien an Ejipt : *toriya* « trañch, pigell » (4).

(Heñvel zarvoud eo kement-mañ : e-pad m'edon o trevelli en Entrepaouezou bras ar Gompezenn Sant Denez e 1915-1918, ar simidi (portezerien) o labourat war an trenia-didrenia marc'hadourez a rae *main de fer* « dourn-houarn » eus ar c'hrog a implijent da gregi starloc'h a se er sac'hadou-ed kant kilogrammad-pouez evit o dibrada hag o choukata).

Re hiraat ar gaoz e vefe komz amañ eus an heñvelderiou a c'heriadur etre an okeanieg hag ar sumereg diouz eun tu, etre ar sumereg hag ar yezou indezeuropek diouz an tu-all. Stank ez int ivez, hag ar skoueriou a c'hellfen degas diwar labouriou Rivet hag Autran a vefe ker souezus da lenn hag ar re a zo o paouez beza displeget er pajennou-mañ.

(4) Eus *Aiguptos* distreset e teu *Kopt* ha *kopteg*. Ar c'hopteg — yez ar Gopted — eo an diweza stumm gwisket gant an ejipteg kent mervel, mouget gant an arabeg. An arabegerien o veva bremañ en Ejipt a zo an darn-vuia anezo o andon e fellahed (kouerien) ar Faraonelez, bet arabekaet dre gaer pe dre heg abaoe ar VII$^{vet}$ kantved. En amzer Makrizi, XV$^{vet}$ kantved, n'oa ken nemet merc'hed ha bugale an Ejipt-Uhela o komz ar c'hopteg, hag er XVII$^{vet}$ kantved, e welas an Tad Vansleb e Siout an diweza den a ouie ar yez-se diwar he c'hlevout komz e gre e vugeliez. Eur c'hoziad pevar-ugent vloaz e oa, e ano Muellim Athanasius. Eus holl yezou ar Bed, an ejipteg an hini a zarbar d'eomp ar muia skridou war an hira steudad kantvedou. — *Drt, tore, toriya* a zo adskrivet amañ diwar *Bull. de la Soc. de Ling.* 1929, p. 260.

P. 29, n. 68, *in fine*, staga : R. Lefebvre des Noëttes, *L'attelage, le cheval de selle à travers les âges, contribution à l'histoire de l'esclavage*, 2 levrenn (a bouez-dreist).

P. 45, danevell, diweza linenn, diweza geriou : e-lec'h loen-tenn, lennit loen-dibr.

Hevelep pajenn, danevell ha notenn 108. Gant ar Samoyeded evel gant al Laponed ez eo aet ar c'haro-erc'h da loen-stern a stager ouz tranellou (5). Gant ar Soyoted (*Touba, Touva* en o yez), en enep, ez eo aet da loen-dibr pe da loen-bas. Nemet o veza ma 'z eo karo-erc'h ar Soyoted diwar eur ouenn kalz mentekoc'h ha kalz kreñvoc'h eget karo-erc'h an Doungouzed, n'eo ket war e choug e vez laket an dorchenn, an dibr pe ar bas, hogen war greiz e gein evel pa ve anezañ eur marc'h. Bro ar Soyoted (*Tanna-Touva* en o yez), anezi ar meneziou hag an uhelgompezennou ma tarz mammennou ar Ienissei, eo al lec'h kreisteizeka ma vez kavet kirvi-erc'h o veva. Ken izel er c'hreisteiz eo al lec'h-se ha m'emañ Brussel en Europa. Ar Soyoted (*Touba, Touva*) a dremener da Samoyeded turkekaet. A c'hellfe beza e vije bet anezo finnegerien da genta. Tud kalet ha kadarn eur bam eo ar Soyoted. Noaz o askre ez eont er-maez dre ar skouladou gwasa. Stourm krog-ha-krog a reont ouz an arzed, hag e teuont en-dro eus ar c'hannou-se gant gouliou euzus. Pa grog ar brein-krign er gouliou-se, o divreina a reont o-unan, diskrij-kaer, gant o c'hontellou (6).

Teire'hevrennadi ar Soyoted a c'heller ober diouz ar rannvro ma vevont, diouz o sevenadur, o doarebeva hag o c'hredenn. Ar Soyoted o chom e kevrenn viz an Tanna-Touva a zo hemolc'herien loened feurek ha magerien kirvi-erc'h dibr ha bas. Ganto e kaver giz an *ouja* (an hemolc'her a dle rei eun darn eus e hemolc'had da gement tremeniad a gav war e hent). Prenn ha rusk e vez danvez o arrebeuri. Dilhad krec'hin a wiskont e-pad an hañv. O ziez a zo foukennou brinikennheñvel golôet a rusk bezo. Re ar C'hreiz-Bro a zo hemolc'herien, hag, ouspenn-se, gounideien-douar eus an izela seurt. Brinikheñvel eo ivez o foukennou, ha golôet gant rusk melwez (*Larix*) ha bezo. Soyoted ar Mervent a zo saverien ejened ha deñved ; ganto e vez dilhad-hañv e kotoñs, kalz a draou e feltr stummet heñvel ouz re ar Vongoled ; savet war gelc'h, kranheñvel o c'horf ha golôet a feltr e vez o ziez. Lamaïdi ez int, e-keñver kredenn. Chamanidi tud an diou gevrenn-all. Nemet chamaniez ar gevrennad kenta a zo didrooc'h ha digin-

(5) Eun dra da evesaat eo ez eus e laponeg amprestadennou digant ar yezou skandinavek o tenna d'ar sevel kirvi-erc'h. N'eus ket kalz anezo, gwir eo. Geriou ez eo o tenna peurvuia d'ar c'haro-erc'h evel loen-labour ha loen-leve : ar merka anezañ, e lakaat da zougen eun ourouler, an aozа-krec'hin, Konrad Nielsen, war *Festskrift til rektor J. Qvigstad*, Tromsö, *Museum Skrifter*, II, 1928. Apud *Bull. Soc. Ling.* 1929, p. 197. — A-zivout an amprestadennou digant ar germaneg graet gant ar finneg, kelennusa levr da lenn eo hini T. E. Karsten, *Les anciens Germains, introduction à l'étude des langues et des civilisations germaniques*, troïdigez c'hallek gant F. Mossé, kentskrid gant A. Meillet, 1931, pp. 160-84. Diwar-benn an amprestadennou graet gant ar yezou-se digant an indeziraneg da genta, ar balteg da c'houde, ar germaneg da drede, hag ar slaveg da ziweza, lenn pennad A. Sauvageot, *Langues finno-ougriennes et Langues samoyèdes*, war levr bras Meillet ha Cohen, *Les Langues du Monde*, 1924, pp. 153-83.

(6) *Pro Alesia*, 1908-1909, p. 551-2.

kloc'h eget chamaniez ardaouek Soyoted ar C'hreiz-bro. Bounak, *Un pays de l'Asie peu connu : le Tanna-Touva* (*International Archiv für Ethnologie*), Leiden, 1928 (renta-kont war *Anthr.* 1929, pp. 311-3). A-zivout al Laponed, Zolotarev, *Kolskie Lopari*, embannet gant Akademia ar Skiantou e Leningrad, Strollad-imbourc'hi-broiou, Kevrenn an Hanternoz, 1928 ; Tcharnolouski, *Matériaux relatifs au genre de vie des Lapons*, embannet gant ar C'hevredad rusian a zouaroniez, Strollad imbourc'hi Karelia ha Mourman, Leningrad, 1930 (renta-kont war *Anthr.* 1931, p. 633-5). Diwar-benn poblou Siberia dre vras, W. Jochelson, *Peoples of Asiatic Russia* (*The American Museum of Natural History*), New-York, 1928 (keñveria Siorj Montandon, war *Anthr.* 1929, pp. 310-1).

M. M.

Goude-skrid. — Ouz ano ar c'hargiad meur a vro-Sina anvet *Sseu-Ma* « Rener ar C'hezeg », e c'heller keñveria *maréchal* ar C'hallaoued a dalv kement ha « Mevel ar C'hezeg », ger-evit-ger « Marc'hwaz ». *Marahscalc* a zo unan eus ar geriou germanek-se deuet dre gant ha kant e yez ar C'hallaoued etre ar VI$^{vet}$ kantved hag an IX$^{vet}$ kantved goude H. S. Deskus lenn war o divout unan pe unan eus al levriou-mañ : Nyrop, *Grammaire historique de la langue française*, I, 1904 ; F. Brunot, *Hist. de la langue fr.*, I, 1905 ; F. Lot, *Les Invasions germaniques*, 1935, pp. 225-34 (Franked, h.a.) ; *Les Invasions barbares (Arabes, Scandinaves, Slaves, Turcs, Mongols) et le Peuplement de l'Europe*, I, 1937, pp. 149-56 (ar geriou hag an anoiou skandinavek e



galleg). Diwar-benn an amprestadennou latin kosa e germaneg, Tonnelat, *Hist. de la langue allemande*, 1927, pp. 11-2 ; Karsten, *op. cit.* pp. 196-205 (kelennus-meurbet). Kerkouls-all el levr-se ar pajennadou gouestlet d'an amprestadennou diouz ar c'heltieg e germaneg (188-96).

Bez' e kaver e finneg Finlandia ar ger hen-c'hermaneg **marha* « marc'h » en anoiou diougevrennek evel *marha-minta* « rañjenn » ha *marha-imet* « kabestr, penfestr, brid ». Eun amprestadenn digant ar germaneg n'eo ken, evel m'hen laka anat an *h*. An hen-geltieg *markos* (*marka* e Pausanias hag en anodoueez *Ambiomarka*) a vije deuet da veza **markko* e finneg (Karsten, 174).

MEVEN MORDIERN,
1939.

# Skol Vihan ar C'helaouennerez

## PENNAD 3

### AR PENNAD-SKRID

Ne vern pegen dishenvel e vez pennadou-skrid eur gazetenn an eil diouz egile, holl e tleont beza savet hervez an hevelep reolennou.

### AN HIRDER

Kenta tra en deus ar c'helaouenner da brederia outañ e-keñver e bennad-skrid, eo rei d'ezañ an hirder rekis. Mar goulenn rener ar gelaouenn 1.000 ger, kasit d'ezañ mil ger. Mar goulenn diganeoc'h leunia eur bann, arabat kas d'ezañ peadra da leunia eur bann hanter pe tri c'hard eur bann.

Eun ali koulskoude : gwelloc'h ober eun tammig bihan re verr eget eun tammig bihan re hir.

### AR STERN

Ne vern petra hoc'h eus da zisplega, grit eur stern. Da lavarout eo, roit d'ho pennad eur penn, eur c'horf hag eul lost. Lakait urz en danvez hoc'h eus dastumet : pep darvoud ha pep menoz en e lec'h, d'ezañ an niver geriou a zo ret, na muioc'h na nebeutoc'h.



### PEVAR FERZ-MAT AR PENNAD

Pep pennad-skrid a rank kaout tri da vihana eus ar perziou-mat da heul, — o-fevar ma c'hell :

1. beza resis.
2. beza dudius.
3. beza divoutin.
4. beza skrivet-mat.

### RESIS

Lavarit atao, ken fraez ha ma c'hellit (nemet abegou ho pefe da ober dishenvel) :

Piou ? — petra ? — peur ? — pelec'h ? — penaos ? — perak ?

### DUDIUS

Ne dalv ket ar boan skriva eur pennad dizudi. Pez a zo dudius da eun den a c'hell beza, gwir eo, dizudi d'eun den all. Klaskit dudia *an darn vrasa* eus lennerien ar gazetenn ma skrivit eviti.

### DIVOUTIN

Ra lavaro al lenner, o welout ho pennad : an drama a lennan evit ar wech kenta.

Mar n'eo ket divoutin ho tanvez, ra vo divoutin ho toare-displega.

Taolit evez : « divoutin » n'eo ket « iskis » eo. An traou divoutin a blij d'an holl. An traou iskis ne blijont nemet d'eur rummad bihan a dud peurliesa.

## SKRIVET-MAT

Kant doare a zo da skriva mat. Kant mil doare a zo da skriva fall.

Dalc'hit soñj : en eur gazetenn, ar frazennou berr ha sklaer, ar geriou berr hag aes a zo ar gwella.

## AN TALBENN

A bouez dreist eo talbenn pe ano ho pennad-skrid.

An talbenn a rank :

1. beza aes da voula.

2. beza buhezek a-walc'h da rei c'hoant da lenn ho pennad.

3. klota ouz ho pennad.

Arabat d'an talbenn beza hir : diou linenn d'ar muia ; peurliesa eul linenn hepken. Pep ger ha n'eus ket ezomm anezañ a dle beza rasklet didruez.

Evez al lenner, — bepred dare da gousket, — a dle beza tennet diouztu gant ho talbenn. Lakait en talbenn-se eta ar muia a lusk ma c'hellit.

Eur fazi e vefe, evelato, ijina eun talbenn ha na glotfe ket rik ouz al linennou a zeu da heul. An talbenn a dle diskleria leal ar pez a zo er pennad, nemet abeg ho pefe da soueza an dud ; klaskit neuze eun talbenn souezus.

## AN DEROU

Linennou kenta ar pennad a zo ken pouezus marteze hag an talbenn. An talbenn a dle dihuni. An derou a rank brouda. Pa gomzit ha pa fell d'eoc'h



beza selaouet, ez uhelait ho mouez hag e klaskit e doare pe zoare heja ho selaouerien. Grit heñvel pa skrivit : bezit seder, skañv, hegarat, fentus, sebezus pe flemmus da heja ho lennerien.

## AN DIBENN

Pennadou 'zo na dalvezont nemet dre ar ger diweza. E sell eus ar ger-se int savet.

Pennadou all, er c'hontrol, a dle chom, koulz lavaret, diechu, da lezel al lenner da huñvreal pe da brederia.

Ne vern penaos, bezit aketus bep tro o kimiada diouz ho lennerien. Ar frazenn diweza a rankit aoza gant evez. Pe neuze e viot evel eun den rust, a ya kuit hep saludi.

*(da genderc'hel).*

# SKIANT VREIZ

## RAKLAVAR

*A-raok pep tra e fell d'in trugarekaat Roparz Hemon, rak hepzañ al levr-mañ ne vefe ket anezañ marteze.*

*Da genta holl, evel m'hen displegan em c'hent-skrid, da heul eun emziviz gantañ eo e tarzas em spered menoz al labour-mañ.*

*D'an eil, daoust na oa ket ali ganin war bep poent, ar boan vrasa en deus kemeret da adlenn va dourn-skrid, da reiza va brezoneg, da adstumma va frazennou, o vont a-wechou betek adskriva pennadou a-bez a gave d'ezañ e oant re luziet ha teñval da veza meizet aes gant al lennerien. En eur ober se, morse n'en deus treuzwisket na kammet va menoziou. Er c'hontrol, o resisaet hag o glanaet en deus alies, o tiskouez d'in ouspenn, amañ hag ahont, traou n'am boa ket soñjet enno.*

## KENTSKRID

R'am digarezo al lenner ma kontan d'ezañ e pe zoare souezus e teuas d'in menoz Skiant Vreiz, — eur menoz hag en deus abaoe kemmet va holl vuhez, ha graet ac'hanoun eur Breizad hag eun den disheñvel-krenn diouz ar Breizad hag an den oan bet a-raok. E korf al levr-mañ, a-vec'h ma rin meneg



ac'hanoun va-unan adarre. Kavout a ra d'in koulskoude e tlean dibuna an danevellig-mañ.

Edon d'ar poent-se o teraoui deski kembraeg, ha goulennet em boa digant Roparz Hemon eul levr lennaduriou aes. Presta a reas d'in unan, anvet *Y Seint Greal*. En deiz ma 'z is da resteurel al levr d'ezañ, ne ouzon ket penaos, eur soñj a dreuzas va fenn, hag e c'houlennis outañ :

« Petra a vez graet eus ar *Seint Greal* e brezoneg ? »

« Pez a c'hellan lavarout d'eoc'h », a respontas, « eo emaoun dres o labourat war an destenn-se, hag an ano a zo bet dibabet ganin eo *Ar Gleuzeur Santel* ».

« Perak eur gleuzeur ? » emezoun.

« Pa 'z eo gwir e kav d'in eo eur gleuzeur, ha netra ken. Ar gontadenn, er stad m'eo deut betek ennomp, n'he deus na penn na lost. Sur a-walc'h ez eo eur vojenn goz bet distreset er Grennamzer ha kristenaet hep ezomm. Nag ar Jozeb a Arimatea-se na gwad ar C'hrist n'o deus mann da ober amañ ».

Hag e lavaras d'in penaos e ranked kemma an istor da rei eur ster d'ezañ.

« Ha petra eo ar ster-se ? » emezoun.

« Setu. Eur menoz d'in-me n'eo ken. Ar Gleuzeur Santel eo arouez ar sklerijenn a ziskouez da dud 'zo hent ar wirionez, tra ma vale an holl dud all en deñvalijenn. An hini a zo ar Gleuzeur en e gerz a oar seveni pal e vuhez ha kas da benn al labouriou kaleta er peoc'h hag el levenez. E-touez ar varc'heien avat a ya da glask ar Gleuzeur, hini ebet ne gav anezi. Ha Galaaz, an hini a gav anezi, eo an hini end-eeun n'en deus ket he c'hlasket. Tra ma rede

ar re all a-gleiz hag a-zehou dre ar bed, reuzeudik ha glac'haret, da zizolei eur gleuzeur aour, arc'hant pe bri, Galaaz hepken en doa meizet petra oa ar Gleuzeur wirion, ha dizaon a-walc'h oa bet da lavarout : « Emañ em spered. Emañ ganin ». Ha setu amañ ster ar vojenn : *ne deu tra da vad nemet gant ar re o deus an nerz-youl da gredi ez eo gwir o huñvre.* »

Chom a reas ar frazenn diweza-mañ engravet doun em spered, e-pad meur a zevez ha meur a sizun. Diouti e tiwanas tamm-ha-tamm pez am eus anvet Skiant Vreiz, hag a zo gouest da nevezi ene pep Breizad, ne vern piou ha pelec'h e vefe, evel m'he deus nevezet va ene.

PENNAD 1

## DIAZEZ SKIANT VREIZ

1. *Bez' ez eus war an Douar eun dra a garez dreist da bep tra. An dra-se eo Breiz.*

2. *Breiz a garez a zo Breiz vreizek penn-kil-ha-troad.*

3. *Sellout a rez tro-war-dro d'it, koulskoude, hag e welez eur Vreiz hanter-vreizek hepken, o koll bemdez eun tammig eus ar pez a ra he friz hag he c'hened evidout.*

4. *Ha mantret out : ar Vreiz hag a garez a hañval d'it ez eo eun huñvre hepken, eun huñvre pell, distag diouz ar wir vuhez.*

5. *Mar dout kalonek, e strivez da seveni an huñvre-se, pe darn anezi da vihana. Hogen atao emaout prest da fallgaloni, ha gwalleürus out bepred.*

6. *Touellet out avat : ar pez a anvez eun huñvre eo da Wir Vuhez. Hag ar pez a anvez ar wir vuhez a zo nebeutoc'h eget eun huñvre.*

7. *En deiz m'ez pezo anavezet ar bennwirionez-se ez pezo desket Skiant Vreiz. Diwar neuze, torret ez pezo dre da Youl kelc'h an Tonkadur, ha harluet diouzit an digalonegez hag ar velkoni a gontamme da vuhez.*

Ar Breizad emskiantek a zo evel eun den war bevenn eun islonk. En tu all d'an islonk, e wel o para dindan e sell eur vro gaer, eur vro hervez e c'hoant, eur vro a zo breizek pep tra enni : yez, douar, doareou, hag all.

En e gichen koulskoude, e wel eur vro all, eur vro enni pep tra vreizek en argoll, pep tra vreizek o vont da get, a-wechou goustad, a-wechou buan, eur vro poblet gant Breiziz diroudennet ha dishenchel, a zo evel estrenien evitañ.

Er vro genta emañ kalon ar Breizad emskiantek. Hogen merzout a ra ne deo nemet eur weledigez, evit an amzer bremañ da vihana. Ar weledigez a zo bet gwir en amzer dremenet marteze. Gwir e vo, marteze ivez, en amzer da zont. A-hoan ma kred soñjal en amzer da zont-se. Nebeut a fiziañs en deus.

Gouzout a ra ne dreuzo an islonk biken. Pez a glask ober eta, — ma 'z eus kalon eun den ennañ, — eo seveni darn pe zarn eus e huñvre. Klask a ra difenn pe savetei kement tra vreizek a c'hell beza difennet pe saveteet e Breiz e vuhez pemdeziek.

Klask a ra ober muioc'h c'hoaz : prienti danvez a c'hello eun deiz talvezout da ziazez d'an dasorc'hidigez vras. Berr-ha-berr, klask a ra diouz eun tu mirout ouz an traou da wasaat, diouz an tu all gwellaat an traou eun tammig.

Hogen reuzeudik eo. Gwelout a ra e strivadennou o tougen nebeut a frouez, hag o c'houita alies. Ne gav ket nemeur a skoazell a-berz e genvroiz, na zoken a-berz ar Vreiziz emskiantek eveltañ. Skoilhou ha harzou a sav a bep tu d'ezañ, dibaouez. Gouzañv a rank eneberez ha goaperez lod, ha dizeblanted lod all. Stourm a ra, seder ha kalonek eur pennad. Hogen buan e teu warnañ ar glac'har hag an dic'hoanag.

Pelloc'h em bo da studia dre ar munud ar stad-se, a zo anavezet mat gant an holl dud a lenno al levrmañ. Er pennad-mañ e fell d'in dreist-holl poueza war eun dra : pennabeg an enkrez hag an digalon a samm ar gwir Vreizad eo ar c'hemm a sant dalc'hmat etre e huñvre hag ar vuhez, an islonk spontusse etre an diou, hag a hañval d'ezañ dounaat ha ledanaat seul wech ma sell piz outañ.

Piou koulskoude, ha petra a rafe d'ezañ dispega diouz e huñvre ? Mar deo glac'haret gant an huñvrese, hep an huñvre-se, glac'haretoc'h e vefe c'hoaz. Hag heñ digalonekaet ha tost da blega, abred pe ziwezat e teuio an huñvre-se adarre d'e frealzi ha d'e gennerza, ha pa ne vefe nemet evit eur pennad. En aner eo e klaskfe ar gwir Vreizad ankounac'haat ar Vreiz a gar, ha beva dinec'h er Vreiz na gar ket. Galloud ebet er bed-mañ ne bellaio ar froudenn-se diouz e spered.

Ha bremañ, setu-ni e toull-dor Skiant Vreiz : ar froudenn, an huñvre-se, mar deo ken stag ouzit, eun darn ac'hanout ez eo, evel da vrec'h pe da lagad, ha muioc'h, — rak beva a c'hellfes hep brec'h na lagad, ha beva ne c'hellfes ket hep da huñvre. Ma n'anavezez ket ar wirionez-se, ez eo peogwir out touellet, peogwir eo bet gwanet da youl ha youl ar c'hourdadou o deus da engehentet dre gantvedou a gelennadurez enep-kelt, da lavarout eo, a fals-kelennadurez. Reuzeudik out, n'eo ket peogwir out divarrek da seveni da huñvre, hogen peogwir out divarrek da gompren n'eo tamm ebet eun huñvre. An islonk n'eus ket anezañ. An huñvre n'eus ket anezi. Er Vreiz a garez emaout o veva. Eno emañ da Vuhez. Ha buhez wirion ebet n'ec'h eus e lec'h all.

Aze emañ derou, hag aze emañ diwez Skiant Vreiz. Kement a zeuio da heul el levr-mañ a zo talvoudus da heñcha gwelloc'h al lenner. Hogen Skiant Vreiz a zo displeget klok er pennad-mañ. Hag an neb a zo aet doun en e greiz gwirionez va c'homzou, — o veza ma 'z int ivez komzou kuz e galon, — a oar a-walc'h da aoza e vuhez hervez eur stur nevez.

GAWAIN.

*(da genderc'hel)*

## Embannaduriou Nevez

*GRAMMAIRE BRETONNE, gant Roparz Hemon. — e gwerz e ti Gwalarn, 16 lur 50 dre ar post.*

Setu amañ an advouladur gortozet keid-all eus ar *Précis de Grammaire Bretonne* embannet e 1928. En dro-mañ n'eo moulet nemet e galleg (eul labour kalz klokoc'h a dle beza embannet e brezoneg diwezatoc'h). Reizet eo bet, ha kresket da heul an evezia-dennou graet gant an oberour e-pad ouspenn dek vloaz. Eul levr dreist e vezo, ken evit ar skoliou, ken evit ar re a studi ar yez hep skoazell eur mestr. En dibenn e kaver advouladur al levrig, *La Prononciation du Breton*, hag a oa diviet pell 'zo ivez.

*DICTIONNAIRE DE POCHE FRANÇAIS-BRETON, gant Roparz Hemon. — e gwerz e ti Gwalarn, 13 lur 20 dre ar post.*

Goulennet hag azgoulennet e veze eun advouladur eus ar geriadurig gallek-brezonek embannet e-giz stagadenn da *Walarn* nebeut a-raok ar brezel. Setu an advouladur-se deut er-maez a-benn ar fin. Kavet e vo ennañ eur roll eus ar geriou gallek implijet ar muia, — eun 11.000 bennak, — gant o zroidigez, fraez ha sklaer, e brezoneg. Eul levrig graet a-ratoz da veza douget aes e pep lec'h.



*MARVAILHOU AR VRETONED, eil mouladur. — e gwerz e ti Gwalarn, 16 lur 50 dre ar post.*

Eun advouladur adarre, hag a oa ezomm bras ivez anezañ. Ar mouladur kenta, graet e 1930, a voe kaset d'ar skoliou gant « Brezoneg ar Vugale », ha diviet koulz lavaret en eun taol.

Kenta menoz Ensavadur Breiz, pa voe menegel embann eur rummad levriou evit ar vrezonegerien vihan, a voe rei d'ezo, buan ha buan, an dibab kontadennou, displegadennou ha lennaduriou-istor-mañ, aozet diouz o doare. Evel levr-studi koulz hag evel levr-priz e vo deut-mat gant ar skoliou kristen evel ma voe deut-mat daouzek vloaz 'zo. D'hol lennerien d'e skigna en-dro d'ezo, o c'hortoz al levriou all a vo lakaet dizale dindan ar wask gant Ensavadur Breiz evit ar skoliou.

*IMRAM, gant Maodez Glanndour, niverenn I ar gelc'hgelaouenn* Sterenn. — *e gwerz e ti Gwalarn, 10 lur dre ar post.*

Tamm-ha-tamm e teuer da gompren dre ar vro ez eo ar barzoneg hir-mañ eur gwir daol-micher, unan hag a chomo e-touez kaera oberou hol lennegez. Eur barzoneg eo, awenet gant ar feiz katolik, leun a breder doun ha leun ivez a gened. Eur veuleudi dereat anezañ a voe graet er pennad embannet diwar e benn war niverenn *Arvor* an 12 a viz Genver.

*AR GRILHETA E BREIZ, gant Farnachanavan, niverenn 2 ar gelc'hgelaouenn* Sterenn. — *e gwerz e ti Gwalarn, 10 lur dre ar post.*

Pennadou kenta ar studiadenn-mañ a voe moulet

war *Walarn*. Bez' ez eo eun skouer eus ar pez a dle beza eul labour a-zivout an arboellerez. Biskoaz, nag e brezoneg nag e yez all ebet, ne oa bet displeget doare pesketaerez ha kenwerz al ligistri hag ar grilhed-mor e Breiz. Diskouez a ra, e-touez traou all, n'eo ket hor pobl ar bobl warlerc'hiet ha diijin a lavarer alies. Goude beza e lennet e kresk al lorc'h hag ar fiziañs a dleomp kaout ennomp hon-unan.

*MAKBEZ, gant Shakespeare, troet gant Roparz Hemon, niverenn 3 ar gelc'hgelaouenn* Sterenn. — *e gwerz e ti Gwalarn, 15 lur dre ar post.*

Edo Roparz Hemon o peurgempenn al labour-mañ d'e rei d'ar mouler pa darzas ar brezel. Abaoe 1925 en doa kroget gantañ. Eun droidigez piz-meurbet eo, resis-tre, hag aes da lenn daoust da se.

Eun dudi e vo d'ar Vrezoned lenn en o yez unan c'hoaz eus pennoberou lennegez ar bed. Kement oberenn vrudet savet e yez pe yez a dle, arabat hen ankounac'haat, dont da binvidikaat hol lennegez-ni.

*NOMINOE-OE, gant Jakez Riou. — e gwerz gant F. Goinard, 3-bis, rue Duguay-Trouin, Brest (C.C. 373-42 Rennes) ; 50 lur war Alfax-Navarre ; 75 lur war Lafuma ; 150 lur war Holland.*

Abaoe ma voe embannet war *Walarn*, e 1930, en niverenn 21, eun darn vihan eus an oberenn-mañ, ne oa bet, koulz lavaret, kelou ebet anezi er c'helaouennou. Setu ma'z eo moulet en diwez en he fez gant *Skrid ha Skeudenn*, evit plijadur holl vignoned Jakez Riou. Souezet e vo meur a unan moarvat gant an doare ma kemer Jakez Riou da zanevella emgann



Ballon hag an darvoudou a zeuas da heul. Arabat ankounac'haat ez eus amañ farserez ha barzoniez mesk-ha-mesk, ha gwall nebeut a Istor. Darn a gavo bourrus ar farserez. An darn vuia a garo gwell ar varzoniez. An tresadennou a ya gant ar skrid a zo graet gant P. Peron.

## KRENNLAVARIOU BREZONEK

*Eur rann a bouez eus ar Werinoniez eo studi ar c'hrennlavariou, « furnez ar bobl ». Re Vreiz n'int ket holl anavezet c'hoaz. Sed amañ notennou levrlennadurez diwar-benn an oberou brezonek ma kaver krennlavariou dastumet enno. Dastumet eo bet an notennou-se gant hor c'henlabourer mat L. Dujardin.*

ANNALES DE BRETAGNE. — Enno e kaver krennlavariou dastumet gant Cillart.

ASSOCIATION BRETONNE. — E-pad he c'hendalc'h 1856 (Danevelladuriou-bloaz, Lev. VI, p. 45), e ouestlas Kevredigez Vreiz eur vodadenn da studi ar c'hrennlavariou. An Aotrou Kervarker a reas meneg enni eus al « *Lavarou talvoudek* », gant an abad Ar Moal, hag eus eun dournskrid prizius-tre savet gant an aotrou Flogelle.

BRITTIA. — Er gelc'hgelaouenn *Brittia* e kaver eur c'hrennlavariou bennak : Levrenn 1, 3, p. 68 ; 9, p. 352.

BRIZEUG. — Dastumet en deus Brizeug krennlavariou brezonek en e levrig « *Furnez Vreiz* », embannet evit ar wech kenta e 1844 en Oriant. Adembannet eo bet an oberenn-se (a-gevret gant e varzonegou « *Telenn Arvor* ») gant GWALARN (Brest, 1929).



Skriva a ra Brizeug e kentskrid gallek e levr : « Meur a skrid... en deus daskoret d'imp e binvidigez : da skouer, geriaduriou an Tad Gregor a Rostren hag Ar Gonideg, hag an diviz hoalus anvet ar *Bugel Fur.* »

COLONEL BOURGEOIS. — Ar C'horonal Bourgeois en doa roet da *Gevredigez Vreiz* (« Association Bretonne »), e 1897, 1898, 1899, dastumadennou krennlavariou. Emaint marteze e lenndi Skol-Veur Roazon gant e zournskridou (niv. 1-5).

CONSORTIUM BRETON. — Kavout a reer er « CONSORTIUM BRETON » pennadou anvet « *Furnez ar Bobl* », en niverennou 6 ha 7.

KROAZ AR VRETONED. — En dastumadeg KROAZ AR VRETONED (1898-1920), e kaver krennlavariou e-leiz.

EMILE ERNAULT. — An Aotrou Ernault, Doue d'e bardono ! en deus embannet, er gelc'hgelaouenn « MÉLUSINE », pennadou dindan an ano « Lavaradennou ha Krennlavariou brezonek, renket diouz urz an A.b.k. dre ar geriou pouezusa. » Sellit al levrenn VIII (1896), ha re da heul.

FEIZ HA BREIZ. — En niverenneg « FEIZ HA BREIZ » ez eus eun niver bras a grennlavariou. Da skouer, Lev. 1, pp. 337, 359, 436, 473, 541, 567, hag all. Adalek ar bloaveziad 1910 e kaver *Lavariou ar Miz.*

ABAD HINGANT. — Levr an abad Hingant, « *Krennlavariou Bro-Dreger* », a zo bet embannet gant an aotrou Fr. Vallée, e Sant-Brieg, e ti Guyon 1899.

Talvoudus eo ar c'hentskrid. Embannet e oant bet a-ziaraok (1898) er « *Mémoires de la Société d'Emulation des Côtes-du-Nord* », levrenn 36, danevell gant troidigez ha diskleriadurioù, — 47 pajenn (Sellit ouz VALLEE).

P. LE GOFF. — Dastumet en deus an aotrou Go krennlavarioù eus Gwened-Uhel, hag o embannet da genta er « REVUE MORBIHANNAISE ». Deut int er-maez e stumm eul levr, e 1912, e ti Champion, Paris, dindan an ano « *Proverbes du Haut-Vannetais* ».

LE MOAL. — « Proverbes et Adages », *Krennlavariou ha Lavariou Fur*, a gaver en e « *Supplément Lexico-Grammatical* », (pp. 31-42), Landerne, e ti Desmoulins, 1840.

M... — *Proverbou spagnol troet e Verbou brezonec*, gant M., a zo ano eul levr in-12, 12 pajenn ennañ, oc'h enderc'hel 156 krennlavar, embannet e Montroulez, e-ti Gibuer, e 1830 (?). Eun eil mouladur a zo, 15 pajenn enni, embannet e 1907, e Nanterre (Sellit er « FURETEUR BRETON, II, 96-188).

P. MARTIN. — Levr an aotrou P. Martin, « *Mouez Kerne* » (1929, Le Bayon-Roger, An Oriant) a zo ennañ 100 krennlavar ha 100 divunadenn.

MILIN. — An aotrou Milin en deus dastumet eur bern krennlavarioù dudius en e levr « Furnez ar Geiz », (Brest, 1868).

REVUE DE BRETAGNE. — Er bloaveziad 1857, p. 579, e kaver « *Les proverbes bretons* », gant an Aotrou Kermarker.



REVUE MORBIHANNAISE. — « Kelc'hgelaouenn ar Morbihan » he deus embannet « *Krennlavariou* » gant an aotrou Lavenot.

L. SAUVE. — Eul levr a bouez en deus savet an aotrou Sauvé, ennañ eur milierad krennlavarioù brezonek : « *Proverbes et Dictons de la Basse-Bretagne* » (Paris, Champion, 1878). Embannet e oa bet al labour-se da genta e bloaveziadou kenta ar « REVUE CELTIQUE ».

COLONEL TROUDE. — Ouz dibenn geriadur brezonek gallek (1876) ar C'horonal Troude, e kaver krennlavarioù brezonek.

FR. VALLEE. — « *Krennlavariou war ar miziou ha doareou-lavar Kerne-uhel* », e St-Brieg, e ti Francisque Guyon, 1900. El levr-se e kaver « prederiadennou » war dalvoudegez studi ar c'hrennlavarioù. Danvez al levr a oa bet embannet a-ziagent er « Mémoires de la Soc. d'Emulation des Côtes-du-Nord », 1899, levrenn XXXVII, p. 138-162. Gant an aotrou Vallée ez eo bet embannet *Krennlavariou Bro-Dreger* an abad Hingant.






# Hor C'henskriverien

Pa vo peursavet rouedad e genskriverien dre ar vro a-bez, en devo Ensavadur Breiz pez a reas atao diouer d'an holl strolladou o deus labouret evit ar brezoneg betek-hen : danvez eun enklask peurbadus a-zivout stad ar yez.

Tud 'zo a voe souezet-mik o lenn ar reolenn embannet n'eus ket pell war *Walarn* hag *Arvor*. Goulenn digant pep kenskriver kas d'imp eul lizer bep sizun a zo re, war o meno. Daoust hag e c'hoarvez bep sizun gant ar brezoneg en eur barrez traou a-walc'h da ober danvez eul lizer ?

En amzer goz marteze e vije bet digarez da chom hep skriva, lakaomp, aliesoc'h eget eur wech ar miz. En amzer bremañ, avat, ez eo disheñvel. Emañ ar stourm evit ar yez en e wasa, en e daera. Pep devez a zegas d'e heul eun trec'h pe eun drouziwez ; eur mizvez a dalv kement hag eur bloavez gwechall.

N'eus ket ezomm da glask pell evit gouzout peseurt kelou a c'heller degas d'imp : diwar-benn buhez ar brezoneg er skol hag en iliz ez eus bepred eun draig bennak da gonta ; ivez diwar-benn al levriou hag ar c'hazetennou brezonek, ha pa ne vefe nemet da lavarout pet niverenn *Arvor* a zo bet gwerzet er barrez

e-pad ar sizun ; mar deo ar c'henskriver eun den hag en deus amzer, ouspenn e labour-kelaoua, da seveni eul labour-oberia, — sevel eur skol vrezonek, da skouer, pe skigna levriou ha kazetennou, — e c'hellfe hogos skriva eul lizer bemdez.

Lizerou ar genskriverien, dastumet, renket ha studiet e ti Eŋsavadur Breiz, a ra eun diellaoueg ken pouezus evit an amzer-mañ hag evit an amzer-dazont. Evit an amzer-mañ, evit hor brezel-ni, ez eo o c'hefridi hini ar bureo-kelaoua en eun arme, ŋa c'hell ar rener divizout mann hepdañ. Evit an amzer-dazont, n'eus ŋemet soñjal petra e vije hizio eur strobad lizerou diwar-benn stad ar yez, skrivet bep sizun a bep korn a Vreiz, kant, daou c'hant pe tri c'hant vloaz 'zo. Netra ŋemet ar pez hon eus dastumet betek-hen, e-kerz eur miz hanter, a ziskouez d'imp emaomp tamm-ha-tamm o taspugn danvez eul labour seurt n'eus bet graet biskoaz hini ken klok ha ken resis diwar-benn yez ebet.

Muioc'h a genskriverien a rankomp kaout. E kumuniou e-leiz n'hon eus ket a genskriver evit c'hoaz. Hen aŋzav a reomp zoken : e kantoniou 'zo, ne gavomp nikun, abaoe ouspenn daou viz ma c'houlennomp. Arabat e chomfe tachennou 'zo evel gouelec'hiou e-pad ma poaŋier start war dachennou all. Daoust ha ne vije ket eur Breizad dihun e pep parrez ?

*Notenn. — Degas a reomp da soñj d'hor c'henskriverien e tleont atao skriva war baper ment voutin, ar vent anvet « kenwerzel », da lavarout eo 27 santimetrad hed hag 21 hed. N'heller ket sevel eun diellaoueg gant tammou paper a bep ment.*



*Goulenn a reomp diganto ivez lakaat bep tro, e korn dehou uhela ar bajenn ano o zachenn, da lavarout eo :* kelc'hiad BREST, kanton Lokournan, kumun Konk-Leon, *da skouer.*

*Dindan an anoiou-se, lakaat an deiziad, en doaremañ : 15.3.41, da skouer, evit ar 15 a viz Meurz 1941.*

*Skriva, mar plij, war eun tu hepken eus ar bajenn.*

## Skol dre Lizer ar C'helaouennerez

Eur « Skol ar C'helaouennerez » dre lizer a zo digoret gant Ensavadur Breiz.

Evit kemer perz e ranker beza koumanantet da WALARN ha da ARVOR.

Ar poelladennou a vez graet diou wech ar miz, d'ar 1-a ha d'ar 15-vet.

Ar skol genta a bado tri miz hanter. Eun testeni-studi a vo roet d'ar skolidi a vo kavet barrek.

Ar skolidi a raio diouz an aliou roet war WALARN e « Skol Vihan ar C'helaouennerez ».

Setu amañ danvez ar boelladenn genta, a rank beza degouezet gant Ensavadur Breiz (12, rue Puebla, Lambézellec) a-benn ar 1-a a viz Ebrel :

An den hoc'h eus dalc'het ar muia soñj anezañ. — 1.000 ger.

Ar pennadou gwella a c'hello beza moulet (gant kemmadennou) war unan eus kelaouennou Ensavadur Breiz, hag e teuint da veza perc'henniez ar gelaouenn-se.

Kas pep pennad e-barz eur golo merket warnañ : *Skol ar C'helaouennerez*. Lakaat eiz real timbrou evit ar mizou kas endro ar pennadou difaziet.

Danvez ar poelladennou a vo kavet war ARVOR.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest Ar Merour : Y. Drezen

# GWALARN

Boîte Postale 75, Brest

Kelaouenn viziek

Rener : Roparz Hemon

Priz : 50 lur ar bloaz

Sekretour :

G. Berthou, 12, rue Puebla, Lambézellec (Finistère)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant da :

L. Nemo

12, Place de la Tour d'Auvergne, BREST

(C. C. 12-110 Rennes)

**Priz an niverenn : 5 lur**